Wikipedia

# Kreoleg Jamaika

**Kreoleg Jamaika** (*Jumiekan Patwa* pe *Jumiekan Kreyuol* er yezh end-eeun, pe c'hoazh *Patois* pe *Patwa*) zo un doare kreoleg kaozeet e Jamaika. Diazezet eo war ar saozneg ha levezonet gant yezhoù bantouek eus Kornaoueg Afrika (gant kalz gerioù o tont eus an akaneg). Komzet e vez e Jamaika ha gant an dud genidik eus ar vro-se aet da vevañ e broioù all. Yezh kentañ an darn vrasañ eus tud Jamaika eo. Savet e voe er XVII^vet kantved, gant sklaved deuet eus Kornaoueg Afrika da Jamaika da labourat evit mistri a oa saoznegerien.